

# CHANSON AN DANÇOU.

*Var un ton nevez.*



Tostait amâ, tud a sqiant; me o ped hac o suppli,
Manet e zòn amâ houc'het gant va oll filosophi;
Caignat a ràn va bisiet, ha frota a ràn va zal,
Ep gallout hirviqen compren, en laret ràn ep farçal,
Ar charmantis d'ar yaouanqis, da lampat ha da zançal.



An habitud-se deu gante, me a gred, var an dôuar,
Pe otramant en contractont da dri hla pe da bêvar,
Vit p'allo ar grenardezet treina o c'hotillonen,
Hac ar grennardet o-unan boutoni o braguezen :
Na eller pelloc'h o derc'hel, ar yaouanqis so'n o fen.



Un tam oc'h diveat, bêleyen, d'o c'hervel d'ar c'hatekis,

Ha pa ve possubl ec'h alfec'h, da gass o c'horf d'an Ilis;
O speret a so en dançou, gant se ne raint netra,
Da galz deus ho qestionou o guenoyou a lar *ha!*
Pa c'houlfet hac int vo christen, e respontint *ta la la.*



Neuze ec'h efet e çoler, hac o zretot a ezen,
Ha gouscoude m'en em sonchfec'h, na noc'h mann en o c'hichen :
Noc'h qet capabl, gant oc'h oll studi, evelte d'en em beintàn :
Pelec'h oufec'h-u c'hui laqat jour en ur c'hoef doublet a ràn;
Nac o mouchouer en calqen, pelec'h oc'h manet bremàn?



Na neus libouden a bemp bloas na zesco dêc'h ho qentel,
Bea o deus ur mizillour, pintet int en demezel;
Dec'h e voa en e jaqeden, na vouie qet e *Pater*,
Dantelezet ê e c'hoefou, brodet ê e davancher,
Fraset eo e c'holineten, rubanet e boutou lêr.



Me gred e clêvàn ar zoner savet var e variqen,
Tano ê diouscouarn ar merc'het, sevel a reont o lenn,
Deustu' comançont da viesqen adreus an ed, ar c'hleuyon,
Vel pa ve an diaoul var o lerc'h, pe otramant an ancou;

Ha pa ve an ifern da dreuji, hepret e zint d'an danćou.



Pa vint êru var ar blenen elec'h ma vo an ebat,
Evit n'em disqens d'ar botret, e clasqint eur c'hleus benac;
Neuze fichint o davancher, e tressint o zoaleten,
Evit pa dremenint potret charmi o amourousien,
Rêi da emâ ur zêr-lagad, d'eguile ur c'hoarzaden.



C'hoes ar botret, pa dremenont, a ra strica o c'halon;
O daoulagad so flambonesou alumet gant Cupidon:
Trei ha distrei a reont tout, gant c'hoant da veza querc'het.
Qement e c'hrillont gant anvi da veza souden higet,
Penevert n'en dê qet ar c'his, e larjent bastit potret.



Ar botret so er c'hostez all dastumet a vandennou,
N'int qet vit derc'hel o bragou anez caout ur bretellou;
Ema'l lêz e beg o friou, roet gant o mamou dê;
Tri anê ne dint qet capabl da gass bioc h d'ar c'holle:
Cetu eno ar ganfardet a so' tançal nos ha de.



Ne oun ha me a so troublet, pa velân peder demezel,
Peb a baraplui so gante, me gred sei pe satin sclêr,

Ma vije bet tom an amzer, o doa peb a barassol;
Evit beza distinguet mat bac enoret gant an oll,
O daouarn a so maneguet, d'ampech roussa gant an eol.



Patiantet, ô va Doue! n'allân mui en em zouten,
Un debiter, benos Doue, n'eus ur montr en e c'hodel;
Neus messaer moc'h na devet, digoc'her saout na qezec,
Ne neus ur bragou pont bian hac ur gileten flenriet,
Na zoug e doc var goste' scouarn, ur c'horn hutun en e veq.



F' Pévar ha pêvar e zeont da zaludi o mestres,
O zoc en o dorn e c'houlont : Be o po ar vadelez....,
Hep gortos fin ar c'homplimant, ar plac'h a respont *ia;*
Qement e deus c'hoant da lampat, qement emâ bars en joa,
Elec'h rêi dezân e c'houlen, e carle en briata.



En ur rond en em leqeont, evit çomanç da lampat;
Mar dê pec'het sellet dançal, o discoe na ne qet mad.
Disparissit, gestou lubric, impudicationou;
Disparissit, disparissit, Danç, vocen an eneon,
Invantion an droue-speret evit, boneta ar flâmou.



Neuze vo an demezellet n'int qet qerc'het da zançal;
Oc'h ober an dro d'an dançou, hac oute tout façou fall,

O minou a ziscoe facil int antreet en côler,
Mantret e zeo o c'halonou, vit apesi o c'holer
Da gritica an dancerien ec'h implijont o amzer.



Sel, emei, pesort lihouden a zo da zançal qerc'het!
Onnes a so ur sovajen na voar na zomz na qerzet;
Sel penos e ma e dillat! sur ne deus qet teir ivis;
He zad so e clasq e vara; sellit ouseven d'am bis;
Ouspen trègont vloas neus honont, e bleo a so dija gris.



Sel pegnen sot e zeo onnes e qichen e c'havalier;
Neus fors petra lar ar soner, ne ra nemet *tér-a-tér;*
An *antrecha,* an *él de pijon* a ra tout gant al *lete;*
Re bonner e zeo e bontou, na zistag qet ar *brize,*
*Vals, chasse-huit* nententont qet, na voar qet ar *balance.*



Me a vel an eôl o cuza, finissa ra an dançou;
Ar plac'het a lamp d'ar hotret da furchat o godellou;
Ret ê caout per pe avalou evit terri ar sec'het,
Biqen na vint lêzet tranqil, qen â laro ar botret:
Antreomp en hostaliri, mar homp un dra benaqet.



Complimanchou rêi ar merc'het, pa gomancint da eva;
Mes na vo qet fin d'ar barti, na vo int vo ar goassa,

Goalc'hi reont o gorsaillen, guin a dremenont,
Carzet ê godel ar botret, ha bepret e leveront :
Qen a vo bet ar guin-ardant, biqen d'ar guær na yefomp.



Crial hac uchal a reont en hent bras var boes o fenn;
An ini o c'hlêvfe a grete e ve ur foar o tremen :
P'éruint en o demeuranç deus-tu' elasqint ar c'haignou,
Ha ne zeus den evit compren petra a reont eno;
Badianchon ep son clêyer aliés so'n effejou.



Ar plac'h na gavo pot ebet, so e ber instant chanchet;
E c'hoef a laq var e bisach, adieu a laro d'ar bed;
En e dorn zo ur chapelet, sances e ma o pedi;
Pa sonch en amzer dremenet, ne ra nemet hirvoudi,
C'hoant e deus da vont d'ar gouent, ha mui e'hoas da zemezi.



Cetui aze en orêson, hanval e eus ur zantez;
Ema' prometi da Zoue ferm na zemezo james;
Essa a ra trompla Doue, mes e c'homzou a zo lach,
Rac en instant ma cav ur pot, e tol e froc er golach,
E têv habit ha chapelet, evit comanç e menaeh.



Trivac'h vin n'eus an danceres, pa gav ur pot e tome;
Hijet ê bet hac adhijet coulz en nos evel en de :

Ar pez a van goude hija a larer ne dal netra,
Gouseoude ar pot e c'hemer a so carguet eus a joa,
Ha varben un nebeut goude a laro *mea culpa.*



M'e guelfac'h ebars en dançou, ounnes a zo ur fleuren !
Admira a rê ar botret e c'hoantis hac e sqient;
Excellant e voa d al labour, menageres ar gaera,
Bep nos diveat da gousqet, sevel a rê da guenta,
Preciussa greg a vije; mes chenchet e zê brêmâ.



Mar boa coant, pa voa plac'h yaouanq, brêmâ co vil da flêryal.
E c'hotillon so cramennet, e blêo tennet var he zal,
Dibren ê ganti ganti he dillad, collet ganti he spillou,
Ar vic'hien demeus he fri a ziver en e guinou,
Evit he souch, hep en em vastar, eo ret caout pinsetezou.



Sans cess emâ o cluchenni e ti e c'homerezet,
Pried, bugale ha menaeh, tout e vent abandonet,
Ne voar na canna, na guele'hi, na memes scuba he zi,
Ne vanq na plous na foen ennân, carguet ê a loustoni.
Evit antre hep vomissa, ê ret stouva stard ar fri.



Pa za'n itron var e zorchen azeet en e c'hoase,
Ha pa ve an tan dindanni, na zavo qet ac'hane;
Implijet ê tout ar voyen, na neus qen manet netra,
Ret ê bremâ chench a vicher, ret eo mont da glasq bara.
An ozac'h, lec'h dont d'e c'honsol, a deu prest d'e bazata.



Cetu amâ ur son neve, cetu amâ un danç all:
*Chasse-huit* eo ret da ober, pe vea scöet ractal;
Ha pa vanco an danceres, deustu e devo ur vazat,
Nac ouspen tol troad en he réor, ma na ve bnan a droad,
An danç ŧenta voa amiabl, mes omâ na ne qet mat.



Finissa a ràn va Chanson, na bad pelloc'h va sujet.
O pedi a ràn d'am excus, mar emeus oc'h ofancet.
Qement-mâ a zo abuzou, n'o guelomp nemet re bemde,
Hac a deu sivoas rê alies d'offansi ar Vajeste;
Bea int motivou indeçant eus a re a liberte.

FIN.



